# MEULIDIGUEZ
# QEGUIN-GAËR
## CURE SANT-YAN-AR-BIS,

*Decedet e Mis Qerzu 1803;*

Prononcet gant Reverand-meurbed EL LIAS a Lanfoudrap, Autrou a Guær-netra.

---

*Barbara celarent Darii Ferio barbalipton.*
Ar Marv barbar a larent Darii ha Ferion,
E deus lipet Barba gant un teod difêçon.
En Igromanç, ch. cant pevarzec, varnuguent.

---




E MONTROULEZ,
Eus a Imprimeri LÉDAN.

## RA VEZO HARRAOET QEMENT A ZONCH EN DROUG.



# EPITAFFENN AR GUEGUIN IMMORTAL.

AONT pe duont e repos Qeguin rar ar C'hure,
Hac en deis hac en noz, pe me meus un ure,
P'otramant eo maro, ne neus nep trederen,
Rac ne stot, na ne gac'h, na ne zêbr yoll esqen.
Loyer, an organist, a bretant eo maro,
Ha me bretant ive, comzet nep a garo :
Te, Qeguin tremeniat, a voar ar mister-se,
Lavar a galon vad *Requiescat in pace*.

Propriété de LÉDAN.



# MEULIDIGUEZ
## QEGUIN-GAËR
### CURE SANT-YAN-AR-BIS.

O Maro dinatur! pa c'heus lipet BARBA,
Piou na pe seurt Margot a vouefe resista
Eus da dolion mortel, pa scòes hep respet
An dud hac al loenet, MEMES AR C'HEGUINET!
Piou a gredge raneche QEGUIN Dom NON mervel,
Pa sonjet nebeuta, hep nep pec'het marvel!
Hanvet e voa MARGOT en corn ur marchôssi,
Pa disas Dom JACQES BRAGUES e badezi;
Hep na dour n'hac holên, paëron na maëronès,
Eol sacr, na cierjen, sacrist na maguerez.
N'ouzon qet dre bes penn commanç e despeigni,
Ret eo cranchât, passaat ha c'hoesa nêt va fri;
Carza va diou-scouarn a zo c'hoas convenabl,
Crafat va fên, rinça va dent, c'hoas n'on qet capabl,

Anez ur pez latin ne vo qet, ententet,
Pe mar en ententet, evidon ne ràn qet,
Hac ouspen trêgont poent a rancfen em sermon:
*Cæsare camæstres, Datisi, Brocardo, Ferison.*
Da laret eo: César a voa cam e vestres,
Frison, eme Brocard, a lar voa e vates;
Mates, mestres pe vreg, n'en deus cas èon pe gam,
Na pevern-ze deomp oll, an dra-se ne ra mann;
Mes trêgont poent sermon a ve calz inouus,
Reduisomp ancze da zaou fors truezus.
Er c'henta vo guelet talant ha qalite
Ar GUEGUIN admirabl, ha mar tiser goude,
E vo guelet en eil, ric-ha-rac penn-da-benn,
An domach en deus grêt e deced d'e ferc'hen.
Qent avanç davantach, goulennomp asistanç
Ar pint-hac at veren; neuse gant contenanç,
Ar voutaill leun en dorn, canomp a voes huel:
PIGUET HA QEGUINET, TOUT E RENCONT MERVEL;
Mes mar deu din bourda em sermon baroco,
Me so sur ha certen Bacchus am sicouro.
*Da veza canet, en eur eva, en plaç an* AVE MARIA:
Dalc'h da rout, gueren, gueren;
Dalc'h da rout, gueren out:.
Dalc'h da rout, gueren, gueren;
Dalc'h da rout. . . . . . lipet out.



## OREMUS.

*In nomine stringet, Souben an haringet,*
*Qicq ha bara loued, Hennes eo va boued.*

### Qenta Poent.

*» Mortuus est anima* QEGUIN*, sine crux, sine lux, sine aqua benedictus, et quod pejor est, sine sacerdos!«*



ME so sur, azennet, ne gomprenit netra
Em latin forc'hellec : oguen, cetu bremà
An explication demeus a guement-se :
Allas! marv eo MARGOT, siouas corf hac ene!
QEGUIN Dom NON GARRE so marv hac enterret
En qichen Pont ar Gloër, ha nonpas er verret!
Marv eo c'hoas ur veach, en qichen Pont ar Gloër,
Maro subitamant, hep na croas na bannier,
Hac hep dour benniguet, na goulou na letern,
Hep presanç e c'herent, na memes an estern;
Hac ar pes so goassa, hep cloarec na bêleg
E deus serret e roor, hac an tam en he beg ! . . .
Trist eo Dom NON GARRE, trist e vignonet qer,
Trist an amezeyen, trist int oll er c'hartier;

En eur guir, en general oll e zoar affliget
Er c'hanton tro var dro, pot ha plac'h ha loënet,
Coz, yaouanc, a bed stad, digentil ha bourc'his
A draouien Meriadec, e trêo Sant-Yan-ar-Bis.
Gant a so glac'haret, e zeo LOUISAIC;
Ne gleo mui e C'heguin o c'houlen *boued, bouédic*.
Ne voa qet, evit guir, mam da VARGODIC qès,
Mes guelloc'h evit mam, pa voa dei maguerez.
Hè zad voa hanvet RICHARDIC, lemm a veg;
He mam, ur Gueguin dû, deomp oll dishanaoudec.
Ne voa qet bastardes, p'e defoa mam ha tad,
Na nobl, na roturier, en oll er goar erfat;
Decedet eo bepret, daouest de c'halite;
Leveromp oll brema, *Requiescat in pace*.
Goud a rê pemp langach, merc'h benâ Richardic,
C'houitellat, richanat, ha cana var vuzic.
Au HOMO, eme GARAN, cure deus a Vouïmæc,
CARRE-VRAS, Maltoutier a gommun Locqirec,
A ziscas dei gant soigâ bemol ha becare,
Ar plein-chant figuret, ar muzic heb dale;
He mestr bae be mestres a ziscas dei gallec,
Hac AR BAILL, a Lanmeur, rimial en brezonec;
Cure bihân Garlan, p'otramant AR MARTIN,
Ha Cure Plougânou parlant res al latin.
Ar sosnec a ziscas pa voa c'hoas er c'havel,
Ar gregach voa, me gred, he langach naturel.

Abaoüe bihanic e clêve proferi
Jargon graguez couefet ha re da zigouefi.
Pa ve fachet Margot, ve savet he bléo penn,
P'evit parlant justoc'h, herisset he c'hriben;
Pa gozme deus ur pot, e lare : sac'h ar guin,
Piller hostaliri, corfadic pe goqin;
Stal fall ha polisson a lavare da zarn,
Reder an toullou fall, pe furcher an davarn;
Haillon, hac affronter a lare da zarn all,
Laer, fripon ha mevier, p'otramant aneval.
D'ar femel e lare : strouillon hac anduillen,
Penn scanf, peun avelet, jacqesen, libouden,
Toull stat ha beg sucret, everez ar c'hafe,
Couillouren effrontet, catel-glanv didalve,
Pilerez he guenou, conterez mil fablen,
Goast-langach, ampoeson ha planqen millsoüen,
Babilleres bep fin, lost-rambre, pil-cojou,
Mastrouill, ragacheres, cac'herez var an treujon.
Evit touet Doue ne vonie qet MARGOT,
Eva guin, na laeres, na crignat an darbot,
Mes harzal, gourignal, mianvoal ha blejal;
En eur guir, gont a rê difrês pe direval
An dud hac al loënet, ha c'hoas divertissa
Qement seurt nation a gaffet er bed-mâ.

O! na pebes talant! Ha c'hoas cleucq ha loayec,
Pipi-goër ha pagan, lourdot ha mic'hiec,

Glaourec, guenou-dibren, fri-toign ha mal peigne,
Fardel ha lorennec, scantec, tignous ive,
Tout oc'h eus c'hoant c'hoarzin eus va c'hlêvet, me gred;
Mes c'hoarset qement-all, me soutenn bepred
N'oc'h eus qet a rêson, stoterien er ribot,
O c'hoarzin, pa glêvet eo decedet MARGOT.
C'hoarzit eta bepret ac'han da deiz ar varn,
Hastennit o quou betec ho tiou-scouarn;
Mar gred en o praguez mel a fors da c'hoarzin,
Me rai var bal va dorn da frotta deus ho min:
Mes mar qerit guela, me droi deus ar merc'het,
A velan dic'r blassen partout pladoussennet,
Ridet o c'hos, croc'hen ha crizet o minou
Evel toul reor eur marc'h pa gac'h bihennou.
Cetu-int o vramet, mar dent da vastarat
Sevet, sevet, merc'het; sevet var ho taou droad,
A nez e refet stal var blad ho hngeri,
Ne vo n'hac agreabl, na savourabl d'ho fri.
Grêt emeus va fossibl, auditoret sauvach,
Da douch ho calonou, hep gousta qen langach;
Discuelet emeus dêc'h, en neubeut a gomzou,
Qaliteou MARGOT ha dann e zalanchou;
Mes c'hoas a ziscuelin, o conta penn-da-benn
An domach en deus grêt he maro d'e feic'hen.



# EIL POENT.

UN Auteur a rapport, hanvet ar Plaut pe Plin,
N'en deus netra na denn d'e natur ha d'e fin
Al louarn, dre natur, a so bepret lostec,
Hac ar c'had a so rons, berr a lost, scoarnec.
Mes me lavar ive, qercouls ha Plaut na Plin,
Penos an nep a goll ua ell qet a c'hoarzin;
Rac-se Cure Sant-Yan ha Louisaic qes
A zo leun o c'halon eus a dristidiguez.
Ar guyes Fidelic hac ar c'has Maoutic-rous,
Pe *Rominagrobis*, a so trist ha picous
En eur guir bieffamant, e maint oll en canvou
En traonien Meriadec, canton a Blougânou.

Nen deo qet hep rêson e c'hoarve qement-se:
Tout e caryent MARGOT, ha MARGOT o c'harye,
Ha pa guerer eul loen util ha talvoudec,
E c'heller cunudal, difroncal hep habec;
Raç m'em boa trêgont qy ha daou-uguent qyes,
Hac a zo bet marvet oll gant an avies.
Ha na guevit-hu qet ennes ur goal goll bras,

Eun domach, ur revin coll ur sort bagat chass?
Oguen p'en em sonjan, se zo neubeut a dra,
Rac espernet eo din va c'hic ha va hara.
Mes ah! coll ur Gueguin hac ur Gueguineres?
Ne'r grer qet hep chagrin, ha glac'har hac ingres.
Clêvet oc'h eus pallant a Berroqet VER-VER,
Ar Perroqet charmant eus a gouent Never?
Ne gavet qet e bar, a lar an tad GRESSET,
En langach eloquant, en sqient, en speret;
Mes VER-VER, m'en prouvo, ne voa nemet ur sot,
Eur marmous ignorant, comparet gant Margot;
Eul lipous, eul liper, maguet deus a vonbon,
Pastezion, feilletez, machepain ha macaron,
Abreuvet a liqeur, gwin douç ha delicat,
En eur guir, eur fripon, eur faquin pied-plat:
MARGODIC, er c'hontrel, a lar he magueres,
Ha veve sobramant gant yot ha bara lœs.
He delicata meus a voa craquilinen,
Hac an draze qen rar ha dar chass o meren.
Ne voa tam difficil: yun a rè hep merc'her,
Medita da zadorn, paterat da voener.
VER-VER a voa gwisqet en guis al liqichen;
Habit guer, reverd gla, ha paramant melen;
Autretien dispignus, dies da repari,
Custum eus an divan, an de och, ar c'hoari.
MARGOT a voa gwisqet simpl ha simpl en rous ven,

Eun habidic bep bloas, dizispign d'he ferc'hen;
Ne garrie na butun, sucr, na guin na cafe,
Devot voa dreist-musur, côves a rê bemde.
Ha e'hoas e leveret ve perruch na perrot
Bet biscoas er bed-ma comparabl gant MARGOT?
An oll amezeyen a rent testeni vat
Deus ar c'heuz o deveuz, ha deus o c'halonat;
Pa na glêvont pelloc'h MARGOT o fredoni,
Ez int oll consternet en glaour hac en mihis
Harzal a rê MARGOT evel eur c'hy bian
Qent an de, pa zeuet avizion da glasq tan;
Mianvoal a re crén evel ar c'hicher bras:
Ne chomme var e zro na logoden na ras.
Pa zeue gragues kær da glasq holen en prest,
Gant comzou gratius e lavare d'e mestr:
Autrou, mar plich ganêc'h, roit holên da Jannet,
Da Vari, Francesa, Perrin pe Guillemet.
Pion n'en divije qeuz d'eul lapous qen util,
Qer coant ha qer charmant, qer savant, qen habil?
Erfin, e voan eno pa rœs he lamm goassa,
He huanaden hir hac he bram diveza.
Biscoas sur ne glêvis eur sort esclam'na eri
Vel a savas neuze var ar rô hac en ty.
Yudal a rê'r gwyez, ar c'has a vimaoue,
Ar moc'h a ziroc'he, reor an dud a vrame.
Eno neuze Dom NON, evel en discuper,

A sciff d'e vignonet eul lizer circuler
Da zout incontinant d'ober prompt un eizvet
Gant e Gueguin MARGOT, an deis-se decedet.
Me meus bet ur c'hopi, concevet er c'his-màn :
» Mignon, mar am c'heres, me ped, diret amàn,
» Ma raiomp un eizvet gant va c'heguin MARGOT,
» Decedet bremà-soun, en eur gana go-goot.
» Ouspen e teuyo c'hoas eur certen medecin,
» Heb laret e hano, anavezet en fin,
» Hac en deus decidet qeguin ha turzunel
» A vije leun vuez un heur c'hoas qent mervel.
» HOMO, va mignon bras, n'en deus netra sclêroc'h,
» A zeuyo da chapler gant Cure Plouezoc'h,
» Ar BIUN, trivet chapel, a zeui da vuzical,
» Ha ny a c'hrosmolo, herves on ordinal,
» Ar plein-chant paisant, dre noten pe routin;
» AR SCANF ha GARRE-VRAS, LOYER hac ar MARTIN
» Hor sicouro mêvar, mar plich gante donet :
» Va mallos en o'aeor, ma n'en em guevont qet.
» Ar GALL, perruqennet, a zeui da celebri;
» Evit ens ar te all, ne vo foeldr an hinî.
» Oguen te, BAILLIC luch, a tenco deomp sermon
» Drouill-draat he meuleudi, neus cas en pes fêçon.
» Pa vo grêt an ofiç dre gin ha gaut ogrou,
» Lanchen ha corsailleu, a dêot hac a c'hinou;
» En eur gnir, p'en devo grêt e æver pepini,

» En em divertisfomp herves hor fantasi :
» Deut oll ta, mignonet, deut da fest ar vastrouill;
» An nep ne deuyo qet a vezo nigoudouill. »

Fin al lizer a so sinet » NON GARRE GROM, «
Chiffret ha paraphet ha cachedet gant plóm.

## CONCLUSION.

Orça ta, paganet a so' deus va selaou,
Ma na finv ho calon, ma na scuillet daëlou
O clévet eur recit qen trist, qen truezus,
Me gonjur Jupiter, ha Pluton ha Venus,
Mercur hac Apollon, Clio, Caliope,
Da zigas ar foerel dec'h epad ho pue.
Holla ! c'houi, guelerrien, a regret he maro,
C'hoezit en he rébric hac e ressuscito.
Ma na ra, me reqet déc'h oll an danaven,
Ma sclisfomp en daou du betec laret AMEN.

FIN.



